# DONEDIGUEZ

AN AUTROU AN DUC

HAC

AN ITRON AN DUGUES A NEMOURS

E Montroulez, an 28 Eost 1843.

---

Var ton : *Chantons l'Hymen, chantons l'Amour.*

Breizis! bezomp oll en joausded:
An Dug a Nemours hac e bried,
D'hor peurgarga eua a levenez,
A deu da Vontroulez.
Bugale qer ar Roue
A bossedimp, dre c'hraç Doue;
Hac en güir Breiziadet,
Hor joa vras vo d'o güelet. Breizis.

An eiz-varnuguent, e Montroulez
Ec'h erru ar Prinç hac ar Brinces;
Rac-se eta, bezomp preparet
En deiz-se d'o güelet.
Dre hent Paris e teuint,
Hac en antre kær e vezint
Gant ar braasa respet
En joa an oll recevet. An eiz.

❋

Diredid oll, tud divar ar mèz;
Diredit buan da Vontroulez:
Hastit da zont da guemeret pers
Ebars en hor Gouel bers.
Calz plijadur ho pezo,
Hac amusamant a vezo;
Danç-tro ha jabadao,
A blich calz d'hor merc'het brao. Diredid.

❋

Mes dreist oll, c'houi, merc'hed yaouanc coant,
A ra eus hor brô an ornamant,
Deut da gaerat dre ho prezanç ennâ,
Joaüstet ar Gouel-mâ.
C'houi ive, potret yaouanc,
Laouen evel Bretonet franc;
Ho presanç a dra sur
A rayo demp plijadur. Mes.

❋

An tyes hac ar vatimanchou
A vo ornet a bavillonou,
Ha pa vezo an nôs arruet,
E vo illuminet.
Ezet vo da bepini
Pourmen dre gær gant e hini;
Hac an oll ruyou kær
A vo rentet menrbet sclêr. An tyes.

❋

En deiz eürus-se, kær Montroulez
A vo en he brassa levenez:
An oll a vo en rejouissanç,
Vit Mab ar Roue Franç.



Ne vanqit qet, mignonet,
An deiz-se amâ da zonet;
Ar Gouel vo dudius :
Peb Breiziad a vo joaüs. En deiz.

***

Bezomp sonch mad er gourach ardant
Eus an Dug a Nemours, Prinç vaillant,
Pa voe kær Constantin qemeret
Var dud cris 'vel tigret :
E creiz ar c'harnach goassa,
Dre humanite ar vrassa,
E galon generus
A gri : « Graç d'ar maleürus!... » Bezomp.

***

Enor ha gloar ra vezo rentet
D'an Dug a Nemours ha d'e Bried!
An oll a zo joaüs en hor Breiz,
Ouz o c'haout en hor c'hreiz.
Dreist oll, ni, tud Montronlez,
Qen eürus d'o c'haout en hon touez,
Criomp a greiz calon,
Evel Breiziadet güirion : Enor.

***

Gloar ive d'an Dug yaouanc d'Aumal,
En deus roet d'an Arabet ar bal,
Er gombatjou en bro an Alger,
O frott' Abd-el-Kader.
Ar Prinç zo, dre c'hraç Doue,
Deut da gaout e dad, ar Roue,
Leun eus a gonfianç
Da veza enor ar Franç. Gloar.

E Montroulez, ar Prinç a Joinvil,
Hac e Bried, Princes ar Bresil,
Ar bemp varnaguent a vis Gouere
Gant joa a errua.
Na pebes contantamant
Voa o velet ar c'houpl charmant!
Redet a rêt gant joa
Evit dont d'e admira. E Montroulez.

Trincomp, evomp, canomp ha c'hoarzomp,
En eur guer, en em divertissomp.
Breizis a die beza tro vardro
Güir exempl da bep bro.
Dre oll o anavezer
Evit beza potret ceder,
Leal ha deread,
Ha dreist oll 'vit potret vad. Trincomp.

A. Lédan.



E Montroulez, ens Imprimeri Lédan. — Eost 1843.

